WIKIPEDIA

# Mounitcheg

Ur yezh digenvez eo ar mounitcheg. Komzet e oa gant 3 a dud e kêr Muniches, war ribl ar stêr Paranapura e Perou betek er bloavezhioù 1990. Nevez-varv eo. Izili ar meuriad a ra gant ar spagnoleg bremañ dreist-holl.

| Mounitcheg | |
|---|---|
| marv | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Perou |
| Rannved : | Amerika |
| Komzet gant : | 3 (1988) |
| Renkadur : | Goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù digenvez |
| | ▪ **Mounitcheg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | - |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | - |
| ISO 639-2 | got |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | MYR (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=myr) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn



## Istor

Meneget ez eo ar Vounitchiz e 1668 evit ar wech kentañ. Bihan a-walc'h e oa o c'humuniezh d'ar mare-se dija. Hervez Ribeiro & Wise, o defe kejet ar Jezuited gant teir c'humuniezh hepken lec'hiet er memes rannvro hag ar gêriadenn Munichi a-vremañ. 320 a dud a veve er gumuniezh vrasañ hag e 1737 ne chome nemet 120 a vounitchegerien. War a seblant e oant bet levezonet gant ar Tchayahouitaed, ur meuriad kalz niverusoc'h a oa o chom tost ouzh kêriadennoù mounitchat.

## Niveroù e Mounitcheg

- 1 wuítsaa
- 2 útspa
- 3 u:tshuma
- 4 u:tspatsh
- 5 tsaâ'xowa
- 6 tsokta
- 7 kantshis

## Daveoù

